# GWALARN

## PIRC'HIRIN AR MOR

ha barzonegou all

gant

ROPARZ HEMON

**55**

**MEZEVEN 1933**

# PIRC'HIRIN AR MOR

## ha barzonegou all

gant

ROPARZ HEMON

# Oberou ROPARZ HEMON

## (e gwerz e ti Gwalarn)

*Lennegez :*

| | |
|---|---|
| An Aotrou Bimbochet e Breiz (*romant*) | *diviet* |
| Ar C'hoar Hena (*kontadenn*) .............. | 4 lur |
| Al Laer Avel (*kontadenn*) .................. | 4 lur |
| Eur Breizad oc'h adkavout Breiz (*pennadou-studi*) ................................ | 15 lur |
| Lina. — An Tan e Ti Kernaspreden (*peziou-c'hoari*) ........................ | 4 lur |
| Eun dro e Kembre ........................... | 2 lur 50 |

*Yezoniez :*

| | |
|---|---|
| Geriadurig-Dourn Brezonek-Gallek .......... | 22 lur |
| Yezadur Berr ar Brezoneg .................. | 3 lur |
| Distagadur ar Brezoneg .................... | 3 lur |
| Reizskrivadur ar Brezoneg ................. | 3 lur |
| Cours Elémentaire de Breton ............... | 12 lur |

*Troidigeziou :*

| | |
|---|---|
| Tonkadur Bugale Tuireann .................. | 4 lur |
| Diarmuid ha Grainne ........................ | 5 lur |
| Gweledigez Mab Konglin .................... | 4 lur |
| Nevez-Amzer (*pez-c'hoari* gant T.C. Murray) ...................................... | 4 lur |
| Ar Plac'h Dianav (*pez-c'hoari* gant A. Blok) ...................................... | 4 lur |

PIRC'HIRIN AR MOR

Dre hentou blin an hañv, ouz troad ar run,
Da greiz an deiz e tizas aod ar mor.
Nep den, nep bag, nep gwezenn tro-war-dro,
Netra 'met traez ha dour ha bili ruz,
Ha skinou glas ha trellus, digarantez,
An heol, o krapa goustad tor an oabl.

Hag heñ, dic'hlac'har hogos, a ehanas,
Hag a brederias :
— Mor, e teuan d'it-te,
A Zoue kriz ha bouzar, te a garan
Peogwir out kriz ha bouzar, ha disheñvel
Diouz Hennez hag a glev, hep selaou tamm
Ar re 'zo c'houerv o c'halon gant ar bed,
Dizoñv avat !

A Vor ! e teuan d'it,
N'eo ket gant kan ha koroll 'vel gwechall,
Pa vezen balc'h ha yaouank ha dibreder,
Hogen divamet-holl ha koz.
'Vel unan
En deus ergerzet broiou, a zo skuiz
Gant komzou yud ha dremmou yen e hentez,
Ha kement gwel ha trouz a garont.
D'it-te
E fell d'in komz hepken, o mirour feal
Va c'hoarzou bugel.
Kaner flour ha feuls,
Heñvel bepred ha kemmus, hag a zoug,
E dounder boull da c'hrec'hier ha da zremmwel,
Hekleo ar c'han a skiltras pell em c'halon,
Pa greden, teoget-mik ouz skleur va fouge,
Bama ar bed gant eur sonerez ramzel,
'Vel kroz da donnou war ar groiou ledan,
Dindan an oabl digenvez.

Bremañ, sell,
Oun eur pirc'hirin.
Ha ne fell d'in mann
Nemet eur ganenn gadarn, garv ha noaz,
Da hoala c'hoaz eur pennad goañv va hiraez.



Kerzet em eus !

A me ! perak bepred,
O steui eul labour aner, deiz ha noz,
Stlabeza beo ha tan eun ene sklaer,
Ha nerz eun empenn ledan ? Gwasta dudi
Eur vuhez verr evit netra, pe wasoc'h
Eget netra ?

Perak ? evit tudigou baour,
Mevelien, kouerien, pleget doun o zal
Gant bec'h trubuilhou bihan, — na daolint ket
Eur sell ouz gwad da dreid, na raint ket van
Ouz ergerz hir da spered kaez, hep meiza
Da anken na da boan, na rofent ket
Eur gwenneg, — gant ma oufent ! — 'vit da aberz
Peurbadus, mantrus !

Ha ne welez ket
Ar bed o tañsal laouen en-dro d'it ?
Ha tra ma ro d'an neb a gar, 'n eur c'hoari,
Ar brud, ar galloud hag ar binvidigez,
E chomi seizet ez huñvreou koz,

Sebeliet en eur c'heler yen a geuz ?
Hag ar bloaveziou drant o vont e-biou !
Ha teuz an Ankou pounner war da lerc'h !

Klev ! ne c'houlennont ken, — hag i tud izel,
Aes da zic'hoanta, — 'met dilhadou boutin,
Kemenet dres da wiska stumm o spered,
Na striz na ledan, kempenn, livet-flamm.
N'o deus ket amzer !
Ha da boan a gollez,
Pirc'hirin kaez, foraner madou glan !

Ne dout netra dirazo : eur furlukin,
Da ober d'ezo c'hoarzin, pa 'z int skuiz
O leñva !
Setu holl.
Ha bremañ, kerz,
Ha klask, ha striv, ha stourm, ha dalc'h, ha gouzañv !
Petra 'ra se ?
Ar bed a dro.
E zoan
'Zo da bep devez ! da bep den e breder !



Petra 'ra d'it ar vro-se ? Mor ha koad
A gavi forz pelec'h. An dud ? Dre holl
Ez eus tud vat ha fall. Da gerent ? Siouaz.
Gouzout a rez o deus evit da labour
Goaperez ha dismegañs ha kasoni.
Ha sed ez out eun estren 'barz da vro !

Harperien ?
Ya !
E-leiz ez eus !
Eun devez,
Kavet ec'h eus harperien :
Antronoz,
Tec'het e oant da vat !
Ne ouies ket
E heuilh pep den e froudenn, ha ne gar
Nemetañ ? Dre ar bed a-bez, ne glask
Nemet adskeudenn wan e galon vrein.
Pep meurded ha pep haelded, ha zoken
Pep liou, pep lun, pep den, pep loen, pep tra,
Kelc'h an ec'honder, kerz ar beurbadelez,
A dalv : da voueta ken an emgarantez !

D'ezo, petra da vuhez ?
Eur glogorenn,
A sun an oabl ha liviou kaer an deiz,
Da darza trumm.

Ha goude, barzed all,
Pa vezi brein er vered, ha dilezet,
Da euriou tomm al labour 'vel en noz,
A gerzo war da lerc'h, o-unan-penn,
Hep soñjal ennout tamm, hep soñjal takenn
Er rummad hir a gerzo war o lerc'h,
A spesou mut e liñser vaen o lorc'h.



Barzoniez !

Te 'oar hoala meur a zen,
Sonerez flour d'o skouarn ha d'o c'halon !
Eun noz a hud :

Karantez ha levenez.
Eur paotr o fleütal, merc'hed o korolli
Lirzin war bradou ec'hon an ankounac'h,
Dindan an oabl sterganek. Hag a-bell,
Stivellou fresk o ouela 'kreiz eul liorz,
Karget a frondou pout ar bleuñv moredet,
Ha nep trouz ken 'met trouz ar gwent o vresa
Ar raoskl, ha stirlink doaniet roeñvou skuiz
Eur vag o riskla war al lenn hiraezus,
Ouz treid eur c'hastell koz da skleur al loar.

Barzoniez !
D'ezo !
Met ar strivad kriz,
Ar menez krin o pignat, mezevellus,
Gwerc'h ha gwenn-kann e-kreiz ar c'houmoul ruz,
Ha pep gwenodenn serz ha trumm, dianav,

Ma skrij ar galon ha ma tarz ar spered,
Ma lamm ar gwazied ha ma sec'h ar vuzell
Gant terzienn euz, kevrinus.

An dra-se,
Ne anvont ket barzoniez !

O pirc'hirin !
Me 'glev da c'hoarz o strinka dre 'z ezeved,
O ruilha 'vel ar c'hurun dre ar c'hoabr,
Pa vez an tir braouac'het en e buch,
Hag en e druilhou luc'hed, sed an heol
O fenna bannou glan war dal eun Doue !



Eürus an neb a oar huñvreal.

Tañva
Gant bara sec'h ar pemdez, trenk pe zivlaz,
Mel an diamzer.

Hag a wel ar bed,
Alaouret-holl a-dreuz eul latar skañv,
Gwriet gant neudenn voan e stultenn.

Hennez
A c'hell c'hoantaat hep kaout, peogwir e kemer
Ar Skeud evit an Dra.

N'en devo keuz
Morse gant droug an deiz, p'emañ o veva
Warc'hoaz bepred.

E-giz eur c'hlasker-bara,
O vale 'kreiz an hent evel eur roue,
Pinvidik gant an heol, a liv e bilhou
Ruz ha limestra.

Ha re all 'zo ivez,
Eürus pa ouzont beva : ober lod
An douar hag an neñv ; na fur, na foll.

Derc'hel, ha plega pa vez ret. Arboella
Tommder o c'halon.

Ha da c'hopr o deus
Eun ti, eur vaouez vat, bugale flour,
Madou e-leiz, keneiled, kement benveg
Da dougna broud an amzer, ha da ren,
Pa ruilh ar bed er vilded hag er fank,
Eur vuhez sioul didrabas.

Me, padal !
Pep rat, pep menoz, dre va empenn bervus,
A dro da Wir, ha pep soñjezon drumm
Da Ober. Ha pep komz a dreiz va muzell
A nij evel an had.

Pep Ger 'zo Kig.
Va c'hig.

Ha n'hellan ober tra hep gouzañv
Poaniou dre 'm c'horf evel dre 'm ene.

Biken
Ne ouezin nac'h va c'hoant, na rei hepken
Eun darn ac'hanoun d'ar gefridi veur
Oun ganet da seveni.

Pe da vervel.

Ha mont eta a rankan dre an douar,
Dall, mut ha dall, ha bouzar ouz pep tra,
Nemet an Dra a zo va sec'hed holl,
Va Bezañs holl.

Na vefen hep mui ken,
Hepzañ, 'met, — ha me beo, — eur bernig kaez
A bilhou hag a eskern 'mesk ar pri.



Hogen ar youl am blegn, hag hi divuzul,
Atao 'zo fur hag habask.

O ma vefen,
E-giz ar varzed vras a ya dre holl,
O tiskouez dremmou glas ha bleo a-fuilh,
Bruskou diskramailh, hag a red dibaouez,
O heja dre ar straedou leun o strakell,
Safarus, goullo !

(Ez eus lennou sioul,
Astennet mik e-kreiz eul lanneg du.
A-hed an deiz e kouskont. Met d'ar peuznoz,
Ar c'houmoul glas ha ruz ha melen-tan,
A sil e-barz o douriou gwenn lezirek
Ambren an heol o vervel.

Ha d'an noz
E trid o askre gant eur gridienn hud,
Ouz sellou garv al loar).

O rummad hir
A noziou goañvel karget a zic'hoanag,

Va-unan-penn er skeud. Ha krisoc'h c'hoaz,
Nozveziou hañv, ouz galv ar stergann laouen,
Pa gren en aer hilliget c'hoarz ar merc'hed,
Ha skleur o stummou yaouank dre ar c'hoad.
Ha c'houi, goskoriad splann an aod binniget,
Deveziou pounner en ho pinvidigez,
Ken aner d'in, avat !

Ha den ebet
Ne oar ar pez am eus gouzañvet.

Mut
E oan.
Ha mut e vezin.
Ha bepred
E rin va labour diglemm, sart ha feal.
Va bed 'zo d'in-me.
D'in hepken.

An hini
Hag a lakaas em c'hreiz eun ene tan,
A roas d'in ar galloud taer da vouga
Al lorc'h didrec'hus 'dan eun dremmad sioul.



A vor ! evel ar gwent en oablou ledan,
E-lec'h na lammas kalon den nepred,
A red, e barr e froudenn, peurzigabestr,
Ha sentus ouz ar pal na dizo biken,
Kerzout a ri, ouz stuz an deiz dizeblant,
Pirc'hirin, striver dall war-lerc'h da Ober !
(Ha daoust na ouzout tamm perak ez askre
Ar broud az tag atao, na da belec'h
Ez kas ar c'hoant az ren, 'vit droug pe vad)
E c'houervder noaz da hent emañ da beoc'h !

Ne c'hellfes ket luskellat kuñv en huñvre
Beoder da youl.
Na klask evel re all
Eun herberc'h klouar da vervel kent ar maro !

Kant gwech, da dreid o steki ouz ar vein,
Kollet e-kreiz bagadou vil da bobl,
Pa vezo barr da ene gant e enkrez,
Kant gwech, e lintro pell dremmweliou karet,
A-dreuz da volz da stultenn, ha da galon,
Kant gwech, ouz son ar c'hleier drant diglevet,
A vezo eeun ha yaouank 'vel gwechall.

Kerz ! dre ar bed a-bez, evidout c'hoaz,
Ez eus andoniou kuzet a levenez.

Kerz, kerz !
N'o c'havi ket.

Ha petra 'vern,
Peogwir ez pezo klasket, ha bep gwech,
Tremener skuiz o vale dre an noz,
Tridet ouz galv diamen tarz an deiz ?



Da-unan-penn !

Ya, sav ha kerz. Atao,
Etrezout ha da vreur, eul latar yen
A vougo flammig lent ar gengarantez,
Kerkent ha ganet.

Douster, hegarated,
Madelez kuñv hag habask, haelded leun !
Te 'oar, ne dint netra, ma chom da zremm
Difinv 'vel dremm eun delwenn, war he gweuz
Eur mousc'hoarz hir ha skournet, 'vit an holl
Heñvel.

Ma !

Tonket eo bet d'it !

Pirc'hirin,
Ne deus er bed evidout den na lec'h
D'az kervel pe d'az mirout.

Neuze, kerz !
Da-unan-penn en doan hag el levenez !

Skañv eo da samm, an hent 'zo frank ha ledan,
Start eo da dreid !

Pa weli dremm pe vleun,
Arabat sellout hir !
N'az karont ket.

Da-unan-penn out deut. Ha mont a ri,
E skilf ar Maro kriz, da-unan-penn !

Ha neuze, pa vo sec'h da eskern, mik,
E kornig klouar eur vered, hag ar bed
O tec'hout mil ha mil leo diouz da amzer,
Piou 'oar ?

Eun denig seven, sioul eveldout,
A zeuio kuñv d'azeza 'dan ar gleuzeur ;
Gant bizied onest neuze e tigoro
Al levrig koz deut melen gant an oad.

Ha 'vel pa rog eur barrad gwent ar c'hoabr,
E vezi trumm dirazañ, kig hag ene.

Hag heñ, aketus-bras ha fur, a welo
An Den 'zo bet ac'hanout.

Heñ, an estren,
A-dreuz d'ar geriou iskis ha diampart,
D'az c'hoantou aner, d'az lorc'hentez vugel,
A gavo hent da galon hag a chomo
Sebezet.

1929-1933.



## BARZONEG
## EVIT KREIZ AR BLOAZ

### I

Pa vezo tir ha lann, ha mor ha lenn,
Ken splann ha sklaer d'eun amzer all ha dec'h ;
Pa vezo tor ar grug bepred ken gwenn,
Ha 'n oabl ken glas ouz kribenn lemm ar c'hrec'h ;
Pa vezo trouz ar mor en aod ken gwan,
Ken mut ar gwez e lusk an aezenn fresk,
Hag ene 'n den ken sioul, hag heñ diboan,
Diyoul, war c'hlann ar feunteun aet da hesk ;
Pa vezo gwrez an heol ken tomm bepred,
Ha tomm da galon, hep na loes na gloaz,
Ha pep tra 'zo, peurbadus en e sked,
Ha danvez hizio gweet gant neud arc'hoaz,
Neuze, petra 'raimp-ni, ma teu an deiz
Ma rankimp, siouaz, mont en-dro da Vreiz ?

### II

Ha n'hon eus ket kantreet hon-daou gwechall,
A-hed hon aodou yen, a rog al lan'

Bepred, — ha pell, e kroz an tarziou fall,
Huñvreet en oablou glasoc'h, doun ha glan ?
Ha n'hon eus ket, enkrezet-holl, ha klañv
Gant nij ar brini-mor a dro dalc'hmat,
Sellet ouz luc'h liesliv eun eonenn skañv
(A dec'h), ha pell, huñvreet el Luc'h peurbad ?
War lein an tevenn gleb, ha n'hon eus ket
Youc'het a-bouez hor penn hor poan divent,
El latar bouk, hep hent na pal ebet,
Bouzar ha dall, ha foll, e yud ar gwent ?
Ha n'hon eus ket, e skeud hon deiziou garv,
C'hoantaet ar peoc'h, ar paouez, hag ar marv ?

III

Perak, helmoet, mut, a-hed an noz,
Pa war an douriou teñval 'ruilh ar vag,
Kaset, dinerz, gant broud an derzienn goz,
Sellout gant malvenn flamm ouz freg ar gwag ?
Ha n'hon eus ket peurredet kement bae,
Kement enezenn serz ha pleg distro,
Hadet goanagou kuñv war gement grae,
Ha medet kouniou c'houerv war gement gro ?
Perak, pa gavfemp, goude trevell hir,
Er c'hreiznoz euzus Maen ar C'hevrin bras,
Pe 'r C'hreisteiz glas, ar grec'hier hud a vir
Teñzoriou boull ha splann ar moriou kras,
Kantren c'hoaz, stourm ouz brec'h ar bed hor brev
Dalc'hmat, hep gallout mouga 'n tan hon dev ?

IV

A ! chom e porz burzudus-sklaer hor c'hoant !
Kavet hon eus d'hor stur an aber doun,



An haor diogel, tad an avel drant
A laz ar c'heuz, a stlabez pell ar c'houn.
Amañ, e lid an heol, e marz an hin,
E sav ouz son eun delenn dounoc'h hun,
Hag aet e moged, eus ar spered blin,
Ar froudenn foll a dec'h, hep liou na lun.
Amañ e kouez an huñvre, sioul, dispont,
Eur balzam flour ha fresk d'an ene skuiz,
Eul lufr d'al lagad, ha d'ar fron eur frond,
War dal ar c'housker, habask 'vel ar gliz.
Kavet hon eus an tir 'zo leun a hud,
Ha bamet, mouez hor glac'har a zo mut.

V

— A vignon, n'oun na fur, na mat, na taer,
Ha krena 'ra va c'halon 'vel eur flamm,
A bleg, disliv, ouz skañva trid an aer,
Ha petra 'rin, petra 'vin, n'ouzon tamm.
Hogen an dra-mañ 'ouzon : noz ha deiz,
Eur vrumenn c'hludek, stank, a deuz va sell ;
Me 'glev eun hiboud gwan a sav em c'hreiz,
A darz 'vel kurun hir a roll a-bell ;
Ha kan ar c'hoskor vezo gant ar gwin,
A ra d'am gwad skei kreñvoc'h ouz va zal ;
Ha kened holl ar bed-mañ ne ra d'in,
Nemet, e kuz, kounaat eur gened all.
Ha klask a ran dibaouez : n'hellan ket
Harlua pell an droug am gwask bepred.

VI

— Mignon, an dra-mañ 'ouzon : war va heul,
Me 'glev dalc'hmat o kerzout, doaniet-holl,

Pleget e benn, ha pounner-ploum e seul,
Tasmant hon deiziou buhez aet da goll.
A ! mignon, siouaz d'in, ha siouaz d'it,
P'hon eus dilezet, 'vit an dour a red,
Ha kemmet 'vit ar sked a nijo kuit,
(Gant skleur hor c'horf), donezon balc'h ar bed !
A, siouaz d'in ha d'it, p'hon eus c'hoantaet
Mezvusoc'h gwin ha kreñvoc'h mez biskoaz
'Get ar garantez dous hon eus tañvaet,
Gwechall, en hentou kalet, skoaz-ouz-skoaz !
Diou galon ha daou spered 'oa ganimp,
Ha netra ken, — ha petra' felle d'imp ?

VII

— Mignon, an dra-mañ 'ouzon : pa vimp skuiz,
Ha lano kriz an amzer dall o tont,
P'o devo deiz ha deiz, ha miz ha miz,
Berniet o lec'hid yen a vez ha spont,
Er pardaez gwenn, 'hed gwez difinv ar c'hleuz,
Ez aimp, morc'hedus, daou birc'hirin kaez,
Kabac'h ha koz, eur bedenn war hor gweuz,
Da vouga malloz kuz hor c'halon faez,
O soñjal c'houerv e daou, o bleo a-fuilh,
A yeas gwechall, digabestr, war o douar,
E lez ar c'hoummou bihan, flour, a ruilh,
Goustad, e goulou kuñv ar mintin klouar,
Linvet, e kan ar gwent, e tarz an houl,
En huñvre, mamm o frankiz hag o youl !

1925



## LISTRI NOZ

War brad ar mor hol lestr a lamm,
Ha pell er c'hornog, tamm ha tamm,
E varv ar c'houmoul. Glas ha du,
Karget a gerreg hag a fru,
E stign an noz gant bizied treut
He roued a latar hag a skeud.

(A ! Marv hon didu war an tir,
Ha marv hon arouaregez hir,
Ha marv hon hun e valvenn skuiz,
Ha tavet kanenn plac'h an deiz !
Strafuilhet-holl, e doun al liorz,
E leñv ar stivell 'mesk ar c'horz).

Tec'het ! A geneil ! petra 'vern ?
Sell : ha ne welez ket a-vern,
E frailh ar voger aour a dorr,
Listri da huñvre war ar mor,
Hep roeñv na gwern na gouel ebet,
O riskla lenkr e peoc'h ar stered ?

Eun huñvre seder : kana 'reont
Hoalerez dous ar moriou-hont ;
Palmez bras, spikanardenn flour,
Ha frouez burzudus, fouist ha bourr,
Laboused glas ha loened lu,
Paotred digas, prinsezed du,
A luc'h an orged en o sell,
Hag aour, ha mein gwelevus gell.

Ha kana 'reont ar c'hevrin kent,
A gavas paotred war o hent
Etrezek pennou skourn ar bed,
Ha na glevas mui den ebet.

Ha c'houek, e palez boull an aer,
An toniou izel, tano, taer,
Na veizo biken spered den :
« Eun dra 'zo bet ha na vo ken,
Eun dra n'eo bet ha na vo ket. »
Danevell drant nep bro, — nepred.

A vreudeur ! en inizi hud,
En tevenn mut, en tevenn mut,
Ma kresk an ilio ouz ar reier,
Ma founn ar bleuniou melen en doureier,
Ma sil an heol e doun ar c'heviou,
Teñval gant teñzor glas an deliou !
An andon yen e koad an noz,
Ma huñvre teuz ar furnez koz,
Ken koz, gant kinvi gwenn e-leiz,
A-hed an deiz, a-hed an deiz !



A galon ! ha ma ve da c'hoant
Douget gant eskell kant ha kant,
Ken kreñv, da darza bevenn da gaoued !
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
Ha nijal a rafes mibin war an tonnou,
Ken skañv ha skedus ha sklintin a vommou,
Davet da vreudeur pell dianav !

Stlak ar c'horn ha leugn an hanaf !
Ha lonk, e lec'hid gludek ar mez,
Kellid an anken hag ar vez !
Rak sed : ar vorenn deiz a sav.
Ha klev : al listri hud a dav.
Ha klev : eun hiboud hir a zoan.
A zaskren en deleziou moan !

Perak e pleg ken pounner ho penn ?
Perak e skoelf, er beure gwenn,
Ho lagad, evel tud o deus
Merzet eur weledigez euz
O kantren 'tre 'n oabl hag an dour ?

Hon hent dirazomp a zo flour,
Kompez an avel, hag ar gwag
O kana laouen ouz hor bag.

1926.

## MARONAD

Hep kanenn hir,
Hep klemm, hep daelou,
Klenket en tir,
Lezit-i da venel kousket en o beziou.

Eur bedenn wan,
Petra 'ray d'ezo ?
Ha doun ? ha glan ?
O ene 'vo glanoc'h hag e peoc'h e vezo.

N'eo mat da zen
Na trouz na sarac'h,
Ha c'houek hepken,
Goude mez ha trubuilh siouldded an ankounac'h.

1925



## MINTIN

Plac'hig da lagad glas, o deus !
(Ar run a zaskren, — bamet eo)
Kan eur wenanenn war da weuz,
Frond eur velchonenn war da vleo.

'Vidout, plac'hig, en deus hon douar
Gortozet habask 'baoe dec'h.
Sell ! ouz da zremm he bannou klouar,
E tihun, yaouank, traoñ ha krec'h.

A-bell e trid an heol, o deus !
Laouen ha berr e vo hon deiz,
Bleud c'houek ha laez ha mel hon eus,
Ha bleuniou fresk ha flour e-leiz.

1926.

## KIMIAD

Eur pok, ... eun difronkadenn, ... « Mont a ri ? »
— « Ne c'hellin ket, ma ouelez. » — « Aon am eus :
Ne zeui ken en-dro. » ... He dent, he gweuz.
Ha sed : e chom e-unan 'barz an ti.

Warc'hoaz ez aint d'o labour 'vel bepred,
O wiska 'kreiz an dud o dremmou seder,
E-mesk o frederennou bihan, ken dibreder,
E-mesk o zrevell aner, leun a c'hred.

Ne ouient ket ! Ha kuit an amzer vrao !
Ha bremañ, trumm o soñjal, ez int koz.
O rummad hir a noziou 'vel henoz :
An hent bepred digenvez, hag ar glao !

1929



## AN HUNVRE GOZ

Huñvreet en deus e vije gouest
Da sevel d'it eur c'hastell,
Gant mein ha raz, da badout pell,
Ha d'imp-ni, tud, eun arvest !

Hag echu 'mañ e zevez berr,
Ha strewet 'mañ, dic'houdor,
'Vel bili lufr war ribl ar mor,
Teñzor e galon dener.

1933





Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour :* Y. DRÉZEN.

